WIKIPEDIA

# Brezhoneg

Ur yezh keltiek a orin eus Enez Vreizh (Breizh-Veur/Preden) hag eus skourr ar yezhoù predenek eo ar **brezhoneg**. Deuet e vije diwar ur voutinded yezh a vije bet etre Enez Vreizh ha Breizh Vihan (Arvorig) e-tro dibenn an Henamzer. A-gozh e vez komzet ha skrivet e Breizh.

Biskoazh ne voe komzet en darn vuiañ eus Breizh-Uhel (Bro-Naoned ha Bro-Roazhon), buan e yeas da get e Bro-Zol hag e Bro-Sant-Maloù levezeonet-don e voe gant ar romaneg e bro Wennrann hag e Bro-Wened.[3] Tamm-ha-tamm ez eas ar brezhonegva war-gil ; hiziv ne vez komzet nemet e Breizh-Izel, er c'hornôg d'ul linenn hag a dreser dre vras eus Plouha da Wened).[4]

| Brezhoneg | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Breizh |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | etre 206 000 [1] ha 295 000 [2]. |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù keltiek<br>▪ Predeneg<br>▪ **Brezhoneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | |
| Akademiezh : | |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | br |
| ISO 639-2 | bre |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | BRE (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=bre) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn

# Istor diavaez ar brezhoneg




Diouzh sontadeg TMO-KR Breizh 2018 hag Ofis Publik ar Brezhoneg.

Bet eo komzet ar brezhoneg gant pennoù bras Stad Breizh betek an XIIvet kantved a-raok bezañ dilezet ganto. Deuet eo tamm-ha-tamm da vezañ yezh Goueled Breizh hag ar bobl vunut p'eo bet dilezet d'e dro gant an noblañs hag ar vourc'hizien, a zo aet war ar galleg. Al latin e oa yezh skrivet duged Breizh, hag ar galleg adalek ar XVvet kantved. Chomet ez eus gerioù prizius diwar ar brezhoneg kozh a vez implijet hiziv an deiz da sevel gerioù brezhonek nevez war tachennoù evel ar brederouriezh ha skiantoù mab-den, da skouer.

Kar-tost eo ar brezhoneg d'ar c'hembraeg ha, marteze, un tammig d’ar galianeg hag a zo aet da goll da vat war-dro kreiz ar VIIvet kantved, met n'eus tamm prouenn ebet e vefe bet levezonet ar brezhoneg gant ar galianeg peogwir n'ouzer ket nemeur a dra a-zivout stad ar galianeg en amzer donedigezh Brezhoned an Inizi da Vreizh-Vihan ha n'ouzer ket kalz hiroc'h diwar-benn brezhoneg an amzer-se kennebeut. Anavezet eo ar brezhoneg gant Aozadur ar Broadoù Unanet evel ur yezh evel a re all.

# Brezhoneg ha Dispac'h gall

N'he deus ket ar vonarkiezh graet netra a-enep ar yezhoù disheñvel diouzh ar galleg, met adal an Dispac'h gall eo bet cheñchet an traoù[5]. Kroget ez eus bet da gelenn galleg d'an holl dud ha da waskañ war un dro an holl yezhoù all a veze graet *patois* anezho en un doare dismegañsus, e Breizh peurgetket a-drugarez da zoareoù kriz da lakaat mezh war bugale er skolioù Stad pe gatolik. Dalc'het e voe d'ar politikerezh-se da lazhañ ar brezhoneg betek ar bloavezhioù 1960, da lavaret eo betek ar mare ma voe echuet well-wazh gant ar skolioù da zegemer bugale dic'hallek desavet e brezhoneg gant o zud.

Hiziv an deiz, ha pa gendalc'hfe ar politikerezh gall da lakaat galleg dre holl abalamour m'eo *yezh ar republik*, e vez komzet brezhoneg gant e-tro da 300 000 a dud c'hoazh (e-skoaz 1 300 000 er bloaz 1930). Evit diskouez pegen kriz eo bet an traoù a-enep ar brezhoneg ez eus ur frazenn anavezet mat hag aa lavar splann an traoù : « *Il est interdit de cracher par terre et de parler breton* ». E penn-kentañ an XXvet kantved ne ouie an hanter eus an dud nemet brezhoneg hag an hanter all a ouie an div yezh. Er bloaz 1950 ne chome mui nemet 100 000 a dud na ouient nemet brezhoneg.

Hiziv an deiz ez eo ar brezhoneg ar yezh keltiek nemeti hep statud ofisiel ebet. Ne fell ket d'ar gouarnamant lakaat cheñch mellad 2 ar vonreizh bet degemeret er bloaz 1994 hag a embann *La langue de la République est le français]]*.

Ingal en em vod dekmiliadoù a dud e Frañs evit goulenn ma vefe kemmet al lezenn-se : en Europa ne vez kavet ul lezenn evel-se nemet e Frañs.

Nevez zo eo bet ar skolioù Diwan o klemm dirak Lez europat gwirioù mab-den evit ma vefe doujet da wirioù ar Vretoned e-keñver o yezh.

Brezhoneg a vez komzet ivez en estrenvro hag e Bro-C'hall, er c'hêrioù bras dreist-holl.

## Marevezhioù ar brezhoneg

Boas eur da rannañ istor ar brezhoneg e meur a varevezh.
Betek an VIIvet kantved ne oa bet kemm bras ebet etre ar predeneg komzet e Breizh-Vihan hag an hini komzet e Breizh-Veur.

- An henvrezhoneg, eus ar VIIvet kantved betek an XIvet kantved. N'anavezomp yezh ar mare-se nemet dre dammoù frazennoù berr-berr, gerioù (spisc'herioù), anvioù tud hag anvioù lec'h.
- Ar c'hrennvrezhoneg, eus an XIvet kantved betek ar XVIvet kantved. Eus an amzer-se ec'h anavezomp dreist-holl pezhioù-c'hoari, hir-mat alies a-walc'h.
- Ar brezhoneg raknevez eus ar XVIIvet kantved betek penn kentañ an XIXvet kantved.
- Ar brezhoneg kempred betek bremañ.



« Spilhennig » : merk ar vrezhonegerien.

## An deskadurezh

Er bloaz 1977 e voe krouet ar rouedad skolioù Diwan. Er skolioù-se e vez desket dre ar brezhoneg (4 337 skoliad da vare an distro-skol e 2018[6]).

Klasoù divyezhek zo ivez e skolioù Stad Div Yezh (8 563 skoliad) hag e skolioù katolik prevez Dihun (5 437 skoliad)[7]. Miliadoù a dud yaouank (18 337 en holl e 2018) a ya da skolioù seurt-se adal ar skol-vamm betek fin al lise.

Pell emañ ar sifroù-se diouzh goulenn an dud c'hoazh, hervez disoc'hoù sontadeg TMO/Kuzul-rannvro Breizh 2018.



% a skolidi en un hentad divyezhek er 1añ derez

## Geriadurouriezh

- *Gwelit :* geriadurouriezh ar brezhoneg.

## Rannyezhouriezh

- *Gwelit :* rannyezhouriezh ar brezhoneg.



% a dud a-du pe a-du-kenañ da gaout muioc'h a vrezhoneg er skolioù

## Petra zo dibar d'ar brezhoneg ?

### Tres ar verb : ober / bezañ oc'h ober

Evel en iwerzhoneg ez eus daou stumm da bep amzer verb e brezhoneg. Kemm zo etrezo hervez m'eo boas an ober pe n'eo ket. Kavet e vez traoù evel-se e saozneg ivez. Kavout a reer en amzer-vremañ ur stumm boas hag ur stumm war ober :

- *Me zo o komz gant ma amezeg* (bremañ pa lavaran)
- *Me a gomz gant ma amezeg* (bep mintin)

Er verb *bout* (*bezañ*) hag er verb *kaout* avat ez eus daou stumm disheñvel hep stumm war ober ebet (gant ar « verb bezañ + o + anv-verb ») :

- *Skuizh on hiziv*
- *Skuizh e vezan da Wener*
- *Naon am eus heno(a)zh*
- *Naon am bo fenoz*
- *Naon am bez bemnoz*

### Araogennoù displeget

Evel er yezhoù keltiek all a-vremañ e vez displeget an araogennoù e brezhoneg hervez ar gour, da lavaret eo ez a ar raganvioù-gour d'ober ur ger hepken gant an araogenn zo araozo.

**Araogenn *GANT***

| Gour | Displegadur |
|---|---|
| me | gan*in* |
| te | gan*it* |
| eñ | gant*añ* |
| hi | gant*i* |
| ni | gan*imp*, gan*eomp* |
| c'hwi | gan*eoc'h* |
| i | gant*e*, gant*o* |

## Keñveriañ gerioù

En daolenn amañ dindan e kavor perzhioù boutin d'ar brezhoneg (hini Gwened ha KLT) hag ar c'herneveureg ; ar gerioù gallaouek ha gallek zo roet ivez. Gellout a reer gwelet traoùigoù heñvel e brezhoneg ha gallaoueg, da skouer an doare da lavaret « gwiñver », *kazh-koad* neuze e brezhoneg ha *chat-de-boéz* savet o-daou war an hevelep patrom, met war harzoù ar brezhoneg hepken e vez kavet an doare-se (Sant-Yann-Brevele), hag e Gwernenez, e Breizh-Uhel e kaver dre vras *chat d'étchuiré, chat d'écureuil,* evel en ul lodenn vras eus ar yezhoù oïl[8].

| Kerneveureg (FSS) | Brezhoneg (KLT) | Gwenedeg | Gallaoueg | Galleg |
|---|---|---|---|---|
| gwenenen | gwenanenn | guérenen | *avètt* | *abeille* |
| kador | kador | kadoér | *chaérr* | *chaise* |
| keus | formaj/fourmaj/keuz | fourmaj | *fórmaij* | *fromage* |
| yn mes | er-m(a)ez | er-mêz | *desort* | *sortie* |
| kodha | kouezhañ | kouehel | *cheir* | *tomber* |
| gaver | gavr | gavr | *biq* | *chèvre* |
| chi | ti | ti | *ostèu* | *maison* |
| gweus | gweuz/muzell | muzell | *lip* | *lèvre* |
| ganow | genoù/beg | beg | *góll* | *bouche* (*gueule*) |
| niver | niver | niver | *limerot* | *numéro* |
| peren | perenn | perenn | *peirr* | *poire* |
| skol | skol | skol | *escoll* | *école* |
| gwiwer | gwiñver, kazh-koad | razh-koed, kazh-koed | *chat d'écureuil*, *chat-de-boéz* | *écureuil* |
| steren | steredenn/sterenn | sterenn | *esteill* | *étoile* |
| megi | butunat/fumiñ | butunat | *betunae* | *fumer* (*du tabac*) |
| hedhyw | hiziv/hirio/hiriou/hidiv | hiniv, hirio, hidiv | *anoet* | *aujourd'hui* |
| hwibana | c'hwibanañ/c'hwitellat/sutal… | c'hwitellat | *sublae* | *siffler* |

# Stourmoù evit ar yezh

Kalz anezho zo bet ; difeuls alies ha dic'hortoz eo ar re nevesañ.

- Ur strollad nevez anvet Ai'ta! (deomp dezhi, e brezhoneg Treger ; gwelit [1] (http://ai.ta.free.fr/)) a stourm evit ar yezh er vuhez foran gant fent ha preder.
- Ur stourm all zo anezhañ eo ar stourm livadureg, da heul Stourm ar Brezhoneg. Kement hini hag a stourm evit ar yezh zo pedet neuze da ginklañ ur blog gant e wellañ livadurioù (gwelit [2] (http://stourmomp.blogspot.com)).

# Politikerezh evit ar yezh

## En deskadurezh

A-benn talañ ouzh an diouer a gelennerien stummet war an deskadurezh vrezhoneg ez eus bet krouet yalc'hadoù "Skoazell & Desk" gant ar rannvroioù hag ar c'huzul bro.




Bruderezh evit ar yalc'had Skoazell & Desk

Levrioùgoù evit broudañ studierien da c'houlenn ar yalc'had Skoazell & Desk

## Priziadeg 2018

E miz Meurzh/Ebrel 2018 e voe goulennet gant ar gelennerien vrezhoneg lakaat da dremen arnodennoù live evit ar c'hlasadoù trede e Diwan, en deskadurezh katolik hag an deskadurezh foran, da welet live gwirion ar skolajidi e fin ar c'helc'hiad pevar (sañset B2 ar CECRL).

## Er vuhez foran

Er vuhez foran e kaver brezhoneg dindan daou stumm : ur c'hoant da vrudañ ar yezh ha da ziskouez ez eus politikerien a-du ganti, pe un implij gant brezhonegerien war ar pemdez.

Aliesoc'h-aliesañ e kaver ar brezhoneg er bed ekonomikel, ma vez degaset gant tud kar-o-yezh bet desket enni ha deuet da vezañ aktourien er bed-se. An abeg a genwerzh zo ivez dre emdroadur spered an dud a fell dezho adkavout un aergelc'h gwirion ha gwriziennet donoc'h en o endro sevenadurel.




Pannel diyezhek e Stankoù Apigné (Il-ha-Gwilen)




Pennel divyezhek er vro-Vigoudenn en ur stal bleunioù




Ti an douristed e Karaez, pannel degemer diyezhek

## Diouer a stourm evit ar yezh

E miz Kerzu 2006 e oa bet Marc ar Fur, kannad UMP (tu dehoù gall) Loudieg o kinnig e parlamant Pariz ur mennad savet evit anavezout ar yezhoù rannvro er Vonreizh c'hall : kannad ebet eus ar PS gall e Breizh (na Jean-Yves an Drian, a zo ivez prezidant Kuzul Rannvro Breizh) n'en doa mouezhiet gant kinnig ar Fur.

Skort eo implij ar brezhoneg war an dachenn boltikel e-maez an Emsav. Implijet e vez dreist-holl evit desachañ mouezioù war-du ur strollad pe un den politikel. Ral eo ar c'hoant gwirion da harpañ ar yezh.

## An niver a vrezhonegerien

Hervez un enklask kaset gant Fañch Broudig ha TMO, paeet gant Kuzul Rannvro Breizh, ne vije nemet 207 000 brezhoneger ken e 2007. Hervez enklask an INSEE, kempoelloc'h hervez Hervé Abalain[9], graet e 1999, e vefe 295 000[10]. Hervez Efficience 3 (2001) e vefe 300 000[11]. Ur 100 000 a dud bennak pe ouzhpenn a gompren mat ar yezh hep he c'homz[12].
Brezhonegerien zo e New York ; ar re-se oa degadoù bennaket anezho e 2012, hervez BZH New York, kevredigezh ar Vretoned eno[13]. N'eo ket gouiet hag ar re-se a gomz ar yezh a-wechoù pe bemdez, pe ar seurt rannyezh komzet ganto enni kennebeut.

Hervez ur studiadenn bet embannet e 2018 ez eus muioc'h evit 207 000 brezhoneger er vro.[14]

## Krennlavaroù diwar-benn ar brezhoneg

- Ar Brezhoneg hag ar Feiz A zo breur ha c'hoar e Breizh.
- Hep brezhoneg Breizh ebet

## Liammoù diavez

- Jouitteau, M. (2009-bremañ) *ARBRES (http://arbres.iker.cnrs.fr/index.php/Grammaire_du_breton), wikiyezhadur ar brezhoneg*, IKER, CNRS. (yezhadur wiki ar brezhoneg (skrivet e galleg), gant skoueriòù troet ger-ha-ger ha keñveriadennoù gant yezhoù all).
- L'Ouest en mémoire (Ina) - Petra eo ar Brezhoneg (http://www.ina.fr/fresques/ouest-en-memoire/video/Region00503/petra-eo-ar-brezhoneg?-qu-est-ce-que-la-langue-bretonne?)
- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/language/bre)

## Levrlennadur

- Arzel Even : *Istor ar yezhoù keltiek*, levrenn 1, Hor Yezh, 1987

## Gwelet ivez

- Deskadurezh vrezhonek
- Lennegezh vrezhonek
- Skrivagnerien vrezhonek
- Lizherenneg fonetik etrebroadel evit ar brezhoneg
- Diwan
- Div Yezh
- Dihun
- Ofis ar Brezhoneg
- Lec'h ar brezhoneg er skolioù.

## Notennoù

1. TMO 2007
2. INSEE 2001
3. Arzel Even, *op. cit*, p. 154.
4. Arzel Even, *op. cit.*, p. 158.
5. *La Revolution française et la langue bretonne* (http://www.persee.fr/doc/abpo_0003-391x_1912_num_28_3_1393)
6. (Ofis Publik ar Brezhoneg) (http://www.brezhoneg.bzh/evenement/1257/101-keleier.htm)
7. Ofis Publik ar Brezhoneg) (http://www.brezhoneg.bzh/evenement/1257/101-keleier.htm)
8. Eugène Rolland, *Faune populaire de France*, levrenn 7, p.150-157
9. Abalain (H.), *Histoire de la langue bretonne*, emb. Gisserot, 2000, p.37
10. Hervé Abalain, *Le français et les langues historiques de la France Par Hervé Abalain*, emb. Gisserot, 2007, p. 276
11. Hervé Abalain, *Le français et les langues historiques de la France Par Hervé Abalain*, emb. Gisserot, 2007, p. 276
12. Diwar F. Broudig, *Brud Nevez*, niv. 274, 2009, p. 38
13. Ar yech vrezoneg e New York e 2012. (http://an-amzair.com/2012/12/31/ar-yech-vrezoneg-e-new-york-ny-e-2012/). An-Amzair (31 'viz Kerzu 2012).
14. *Bretagne.bzh* (https://www.bretagne.bzh/jcms/prod_435795/fr/etude-sociolinguistique-langues-de-bretagne?details=true)

